# CANTIQ EN HENOR DA ZANT YAN-AR-BIZ

# CANTIQ
## EN HENOR
## DA ZANT YAN-AR-BIZ.

*Var an ton nevé.*

CANA a rér er veo-màn ur C'hantiq composet
Da Zant Yan-Badezour, ar Precursor hanvet,
Peini a represant e vuez hac e varo :
Disqit-y oll, Bretonet, leun eo a visteriou.

Me a fell din davantach poursui 'ar matierse,
En henor d'ar memes Sant, ha donet da zisqoe
Penos hac en pe fêçon e zeo eo em gavet
Eur Mell demeus e Via deo e trouyon Meriadec.

Goude dre urz Herodes ma voe bet dibennet,
E gorf gant e Zisqibien a voe prest anlevet,
Peini a anterjont er guær a Betphaje,
Entre an daou Profet bras Abdias hac Elisee.

Evit bezа, an tenzor-se eurzet dôn en douar,
E rê cals a viraclou en e henor ha gloar,
Pere ouspen tri-c'hant vloaz zo bet cuntinuet;
Peb den hervez e ezom a receve yec'het.





An Impalaer Julian, o veza n'em rentet
Eus a gristen apostat ha payan obstinet,
A gomandas ma vije losqet an tenzor-se,
Oc'h esperout etouffi ar miraclou a rê.

Evit se incontinant voe un tân alumet,
Hac ennân neuze souden ar Religou strinqet;
Mes Doue a zigassas ur glo an horruplân,
Evit laza an tân-se, balamour da Zant Yan.

Calz demeus ar Religou neuze voe destumet,
Darn anezo en antier, darn all anter-losqet,
En pere e voe cavet darn eus a Viz Sant Yan,
Na demeus e zoin deo preservet gant an tân.

Eul loden eus ar Biz-se a voe qenta rentet
En Normandi gant ur plac'h a voa Teclan hanvet;
Eno eo bet pel amzer gant an oll benoret,
Dre ar miraclou a rê er Chapel m'er pedet.

An dud'yaouanq er vro-mân ao custum da vonet
D'ar vroyon all abes da aisqi ar gallec:
Mad avoalc'h eo qementse mar deont gant conje
O c'herent demeus ar guær ha gant o bolonte.

Evelse un den yaouanq a baros Plougaznou,
Domach évit e famill ne ouzor e hano,
A zerviche un Otron demeus a galite,
A voa tostic d'ar Chapel ma voa'r Religou-se.

An den yaouanq voe devot hac ive vertuzus,
Hac a gare a galon bos Zaiver ha Jesus,
A yê bemde pa alle d'ar Chapel devot-se,
Da recomaudi dezân e gorf hac e ene.

Goude Jesus ha Mari, en em recomande
Da intercession Sant Yan, peini a garie,
O touguen eur respet bras dre vouir devocion,
D'ar Biz sacr a voa eno en veneracion.

Dezirout a rê bemde en e zevocion
Caout lod demeus ar Biz-se da zigass d'e ganton :
Ar c'hraç-se a c'houlenne bemde digant Doue,
Digant an Otrou Sant Yan, mar bije e volonte.

Goude bera bet eno ca'z demeus a amzer,
E sonjas retorn are d'e vro ha d'e gartier;
Ma c'houlennas e gonje eve un den honest,
Digant e vestr peini en roas dezân prest.

P'en devoa bet e gonje, ha' prest da bartia,
E c'has ive d'ar Chapel, bae evit qinviada
Digant ar Relig santel, n sonjal hirviqen
N'en divije an henor d'er guelet pelloc'h qen.

E orêzon a eure gant qement a ferveur,
Ma rentas en e speret ur joa interieur,
Ha peini a rentas qen contant e galon,
Hep galloue gont ar sujet, n'ac an occasion.

Commanç a eure e hent gant ar joauster-se,
Oc'h estoni gouscoude a binu e tremene,
O velet ar gouea brassa o plega dirazàn,
Evel pa faillje dezo oher heoor dezàn.

Ouspen c'hoss; en ur Guæric, evel ma antreas
An oll gleyer anezi da zon a gommanças :
An oll o veza estonet demeus a guemeot-se,
A zonje voa ur sorcer pe un den didalve.

Arêtet voe er guær-se, ha laqet er prison,
Evit gouzout anternos pe voa e gondicion,
Petra voa'r miraclon-se dre lec'h ma tremene,
Ret eo e vije sorcer, ma colje e vue.

An den yaouanq màn voa squis o veza er prison,
A dremenas dud an nos ebars en orêzon,
O pedi devotamant hor Zalver ha Sant Yan,
Evel ma voa inoçant da zont d'en delivran.

Goude beza grêt e beden hac en em resinet
Da volonte a Jesus, e chomas prest cousqet;
Mes pa zifunas neuze e voe bras e eston,
O velet ne voa pelloc'h ebars en e brison.

Sevel a ras en e za da zellet var e dro,
Da houzout pelec'h e voa hac ive en pe bro;
Ma remerqas ac'hane tour Ilis Plougaznou,
Traouyen Sant Meriadec, hac en ur guir e vro.

Er plaç ma voa bet rentet voa, hervez va avis,
Elec'h emedi bremàn feunteun Sant Yan-ar Biz;
Er plaç-se vue gant Doue en un nos transportet,
Oaspen un triuguént leo dious bro an Normantet.

Hac erfin o hanaout e voa sur en e vro,
E tisqennas d'ar Chapel a voa neuze eno,
Peini voa dediet da Zant Meriadec,
Eutentit c'boas an histor, me o ped, Bretonet.

Pa zisqennas en Draouyen e plegue tout ar goet;
Pa antreas er Chapel ar c'hloc'h a zirille,
Ar pez a roas sujet da oll dud ar c'hanton
Da zredec d'ar Chapel evit gout ar rêzon.

Pa antrejont er Chapel e remerqjont un den,
Hac én dirac an Oter stoñet var e zaoulin,
Ar goulou oc'h alumi anezo o-unan,
Hae an Oter saer ornet eus Relig Bte Sant Yan.

Ar pez a so admirabl eo guelet ar fêçon
Ma voe ar Relig santel rentet bars er c'hanton,
Hac hep santour na gouzoút pehos e voa eno,
E voa en qig ha croc'hen en joint en eiou dro.

An den yaouanq ravisset en admiracion,
Goude beza retornet demeus e voell eston,
A gontas neuze eno petra voa c'hoarvezet
Gantàn bars en Normandi hac en bent o tonet,
Oc'h assuri voa certen hennea Bia sacr Sant Yan,
Deut gantàn eus ar vro-se dre ur miracl patant.

Incontinant e redas ar brud a guement-màn
Partout dre ar Vreiz Izel, ha dre an huelia,
Ma tisqenvas an Duc Yan pemper eus a bano
Tout expres da Vontroulez da houzout ar c'hêlou.

D'y e voe diguemennet neuze an den yaouanq
Da veza interojet eno publiqamant;
Peini a rapportas an histor pen-da-ben,
Evel ma voa c'hoarvezet, ha nonpas netra qen.

An Duc a gassas neuze expres en Normandi,
Eur messajer da houzout bae én a voa se guir;
Ma voe cavet guirione demeus a hep eoste,
Ha confotm er rapportehou an eil hac eguile.

Qement màn a êruas er bloas mil pêvar c'hant
Ha c'honec'h pe seiz-uguent, hervea va santimant;

Ne meus affet da barlant a un infinite
A viraclou a eure neuze ar Relig̃se.

Comz a raoqàn gouscoude demeus a-raou virael,
Pere dreist calz a real a gavàn remerqabl,
Ar c'henta, a èruas vardro anter-cant vloa,
Goude ma voe èruet ar Relig̃ er vro-mâ.

Ar Zozon, pere a voa christenien d'ar c'houlz-se,
A ziambarqas ur vech er vro-màn o arme,
Hac a bllas ur c'hoste a baros Plougaznou,
Bourg Sant Yan, Castel Prmel, ha calz all a b'açou.

Entre an oll ravajou a rejont er vro-màn,
Ec'h anlevjont ar Relig̃ demeus a Viz Sant Yan,
Evit ober eur presant anezàn d'o Roue,
Peini voa christen mad ha fidel d'ar c'houlz-se.

Pa èrujont en Bro-Zoz e voe avertisset
Oll Bêleyen ar c'hanton evit diguemeret
Ar Biz sacr-màn, peini a zoujent o devoa
En o fouvoar a lareot gant calz demeus a joa.

Mes tromplet em em gavjont, rac pa voe digoret
Ar c'hasset en peini o devoa en laqet,
Ne gavjont netra conàn; ma voent glac'haret bras
O credi oll, evel guir, voa retornet d'e blaç.

C'hoas e voent estoeetoc'h eno neuze souden,
O velet e vae renter dall an oll orerien
Demeus ar sacrilech-se, pere voe oblijet
Da retorn da Vourg Sant Yan, qent receo ar goelet,
O restitui eno ar pez a voa pilliet,
Ha grêt amand henorabl d'ar plaç ha d'ar Releg.

An cil miracl peini a êruas gonde-se,
Voe en andret an Duqes, Rouenez d'ar c'houlz-se
Demeus a Franç : peini a voe Anna hanvet,
Da zeou Roue eus e Franç e eo bét demezet.

Eherser blamil pempcant ha c'houac'h ouspen memes
E voe ar Rouanez-màn er guær a Vontroulez,
En espereoç da vouet da di'n Otrou Sant Yan,
Evit touch ous ar Relig he lagad a voa clân.

Hoguen he fried Louis, a heno daouzecvec,
A ziguemennes desi donet' prest d'er c'havet,
A gassas Provost er Vur hac e suit en he lest,
Da vit ar Relig saatel da douch ous he lagad.

Ar personet tro-var dro voe eno assignet,
Plougonou ha Plouezoc'h, Pibuyan, Lanmeur, Guimec,
Gant o oll Bêleyen, ar bobl vit accompagni,
Da aigas ar Relig-mân d'ar Rouanea d'e zi.

Ar Procession voe sevet hae ar Relig pozet
Var ur brancard precius gent daou Bêleg douguet;
Mes ne voant qet antreet mad chars er vêred,
Na doras ar brencard-mân, a voa en never grêt.

Oblijet voent da zisqen en avis d'en oza,
Mes ive p'en digorjont ne voa natra enna;
Ma retorujont d'an Ilis gant un devocion vras,
Hac e qavjont ar Relig n'em renter en e bleç.

An oll a grias Mirecl, hac e voe estonet,
Hep credout toucha outân evit e guemeret;
Ar Rouanez pa glêvas voe an estoneta,
En em strinqas d'an daoulin da houl pardon outâ;

Guir eo, emezi, Sant Yan, me a dleje monet
D'o pisita, ha nonpas c'houi donet d'am c'havet.

Fallout a eure dezi dont pen-da-ben war droad,
Evit ober d'ar Relig an amand henorabl;
Mes dre importunite e lezas beza douguet
Bete antre Laufestour, pelloc'h ne souffrje qet.

Un nombr bras a bresantchou a eure d'ar Chapel
Ebars-en arc'hantiri hac ornamanchou santel;
Ha comaudi ma vije savet a neveç flam,
Evel ma velomp aman un Ilis da Zant Yan.

Mar deo an oll Vectonet oblijet da renta
O respet hac o henor d'ar Relig santel-mâ,
C'houi paros a Blougaznou dreist ar real a so
Oblijetoc'h calz da ze : sonjit en se ato.

FIN.

E MONTROULEZ, e ti LEDAN, e tIon ru ar Vur.

